ER

# LIJADURIEU

HAG ER

# POÉNIEU.

RÉ UR BÉLÉG AG EN ESCOBTY.



É GUÉNÉD

É TY L. GALLES, MOLLOUR EN EUTRU ESCOB

é ru er Préfectur.

1867.

# ER PLIJADURIEU

HAG

# ER POÉNIEU.

Paud a dud hum dromp a zivout er plijadurieu.

Paud a dud hum dromp a zivout er poénieu.

Paud a dud hum fari é sigur cavouèt ou eurustèd ér plijadurieu ag er bed-men, ha paud a dud hum fari ehué doh hum revoltein doh er poénieu ag er bed-men. Ridêc e hrér arlerh er plijadurieu, hag assai e hrér hum hoarantein doh er poénieu. Hama, arlerh hur bout examinet erhat en eil hag éguilé, rac requis-é jujein peb tra revé é talhuedigueah, ni e arihue guet er huirioné-men : *Er plijadurieu ag er bed-men e zou danjerus-soh eid er poénieu ag er bed-men.* Ne gonzamb

amen nameit ag er plijadurieu dihuennet; rac bout e zou deu sort plijadur, unan *santel* ha unan *criminel.*

Er plijadur santel, er gùir plijadur, e zou ur rejoeissance a galon a zivout en œvreu mad acomplisset é quevér en Eutru Doué pé é quevér en nessan, én drespet d'en diæsemanteu e oé doh ou gobér; ha joé pur ha santel er galon e zou er fréh douce ag en devérieu mad-cé.

Er plijadur criminel e zou atàu er serpant miliguet péhani e dromp atàu én ul larèt : *Daibr ag er fréh-cé ha te vou eurus.* Er plijadur criminel e zou un drompereah péhani e hra clasq en eurustèd ér péh e gondui d'er maleur.

Plijadur er baillardigueah e zou er foleah méhus ag ur goannedigueah hoah méhussoh; ean e zistruj peah er galon; en n'emb er mâg e vâg ur prean creignour. Ean e ranjen, ean e daul ér sclavaj, ean e gouci, ean e zisinour, ean e zal, ean e zânn en n'emb el lausq de væstroniein én é galon !

Er poénieu e zou diæsemanteu e gouéh ar-n-amb a pe chonjamb bihannan. Ind e cher-

vij de zistâguein hur haloneu doh er bed-men, é péhani n'en d'omb nameit aveid ur bèr amzér ; ind hun disq de chonjal én hun éternité péhani n'en devou quet a fin.

Er poénieu n'en dint nehai péhedeu, ind e zou memb un ocasion a vérit a pe vér aviset assès eid ou andur guet patiantèd. Ind e chervij de bénijen ag hur péhedeu, ind e hra d'emb bout lodêc é souffrance hur Salvér Jesus-Chrouist, péhani e iar d'emb : *Er ré e vou bet lodêc ém souffranceu e vou ehué lodêc ém joéieu.* A ziar quement-cé, ni e hel larèt hardéh-mad, hemb eun ag hum drompein.

Er poénieu ag er bed-men e zou güel eid er plijadurieu ag er bed-men.

Ni e zeli doujein er plijadurieu mui eid er poénieu.

Perac é teliamb-ni doujein er plijadurieu mui eid er poénieu ? rac er plijadurieu dihuennet e gondui d'en ihuern, hag er poénieu santefiet e gondui d'er baraouis.

Ni e zeli hum zefiein perpet ag er plijadurieu. Perac ? Rac er plijadurieu e zal er sperèd ; rac er plijadurieu e gorompl er galon ; rac er plijadurieu e voug en devotion ; rac er

plijadurieu e hra ancoéhat en affær précius ag er salvedigueah.

Ni e zeli andurein er poénieu guet patiantèd, rac er poénieu e burefi er galon; rac er poénieu e ra avistèd; rac er poénieu e zistâg er galon a zoh vanitéeu er bed; rac er poénieu e ziscar en orgueil; rac er poénieu e zégass chonj t'emb ag en Eutru Doué; rac ér poénieu é pedér a galon; rac ér poénieu é vêr lodêc é souffranceu Jesus-Chrouist *péhani en dès hum humiliet betag er marhue, hag er marhue memb ag er groéz !*

Dispriset plijadurieu er bed, rac er plijadurieu ag er bed-men e zou un ampouison gronnet guet un dianvæs aleuret; rac er plijadurieu n'en dint nameit trompereahéu; dispriset er plijadurieu, rac n'en dint nameit ur vogueden péhani hum zismant én ur momand. Dispriset er plijadurieu dihuennet, rac n'en dint nameit ur hoannedigueah vil, ul lâchoni méhus, un treissoni sacrilèj péhani e lam Jesus ag er galon, eit rein é léh d'er goalsperèd.

Ne zoujet quet rai er poénieu, rac er poénieu anduret guet patiantèd e zou ur merch

a salvedigueah, rac er poénieu anduret a balamort de Zoué e vou recompancet guet ur bonheur éternel; eit méritein er bonheur éternel é ma requis gobér er mad, eit gobér er mad é ma requis bout courajus, eit bout courajus é ma requis poéniein.

Pêleit doh er plijadurieu, rac hanni ne hra é salvedigueah guet er plijadurieu.

Câret er poénieu, rac dré forh poéniein-é é vérítér antréein é ranteleah en nean, emé Jesus-Chrouist.

Un dra-é hag e vérit bout remerquet: arlerh er plijadurieu er galon hum sant diæsset ha rebreichet; arlerh er poénieu anduret guet patiantèd ne santér rebreich erbet, é contrel, santein e hrér memb joé ha coutantemant. *Me halon e zivord guet joé é creis me foénieu*, emé sant Paul.

Er plijadurieu e ra doujance.
Er poénieu e ra confiance.
Er plijadurieu hul laq de greinein.
Er poénieu hur harg a espérance.
Dibossibl-é hum fiein ar er plijadurieu.
Hum fiein e hrér a greis calon ar er poénieu.
Pêleit grons doh er plijadurieu dihuennet.

Patiantet ér poénieu. Er huirioné-men e zou merchet splan én Aviél : « Maleur, emé hur Salvér, d'er ré e hoarh bremen, de larèt-é, maleur d'er ré ne glasquant nameit er plijadurieu, rac ind e ouilou hag e huannadou. »

« Eurus er ré ouil bremen, rac ind e vou consolet. Eurus er ré e andur poénieu eid er mad, rac ranteleah en nean e vou ou fartaj. »

Perac hur Salvér en dès-ean menaceu quer scontus eid ul lod, ha conzeu quen douce eid ul lod aral? Rac ean e houyé é ma er plijadurieu hènt en dannation, hag er poénieu en hènt a salvedigueah.

A pe za en treu revé er chonj hag en desir, a pe vé yehaid ha vaillantis, é vér naturellemant fiér, orgueillus, dissourci, divergond, dissolit, hum gavein e hrér drest er réral, ne chonjér quet é Doué, en anjuliein e hrér memb dré douïereaheu hirissus, ne gonzér nameit a blijadur hag a zeverrance, én ur guir ne hrér nameit héli er goal inclinationeu. Un dén ag er sort-zé ne hel quet gobér é salvedigueah mar candalh én é dihoeldèd hag én é drompereah.

Mæs ur maleur e gouéh ar nehou, é bros-

périté hum zismant, ur hlinhuèd en discar. Nezé é chanj en treu ; déh ne dosteoh dehou nameit dré doujance, hinihue ean hou receu guet madeleah. Déh, é voéh rust èl er gurun hou regarhé, hinihue é gonz e zou amiabl. Déh ne houyeoh petra gobér eit plijein dehou, hinihue ean e zisco grad vad eid en distéran chervij rantet dehou. Déh é oé er blasfêm én é vêg, hinihue ean e lar : men Doué, hou pet truhé doh ein. Chetu avantaj er poénieu; ind hun tosta dè Zoué; ag un dén orgueillus ind e hra un dén humbl, ind en ten ag en hènt a zannation eid el laquat én hènt a salvedigueah.

Ur verh youanq, amoêdet guet vanitéeu er bed, hum admir én hé miloér; hi hum gâr, hi hum ador, hi hum gampen eit plijein d'en dud; hi e bourmein hé braguerisseu én ol assambléieu; hi e lar, én hé halon, sellet-mé, sellet péh quer bràu-on. Ne chonj quet nehi é Doué, ne chonj quet nehi én é inean; ne zesir, ne glasq nameit bout mêlet guet en dud. Ne huné nameit plijadur. Guet ur vanité ag er sort-zé ne hellér quet gobér er salvedigueah. Hé bonheur-vou mar couéh trebil ha poénieu guet hi.

Déh, ur voès youanq, glorius, gronnet a vraguerisseu, hum hlorifié ér hompagnoneaheu; hi e hoarhé, e vourdé, e zejanné, e sônné. Ne chonjé quet nehi én hé salvedigueah; hi e ancoéhé en Eutru Doué eid adorein un dén, ne huélé nehi dirac hé deulegad nameit ur vuhé a blijadur hag a-lehuiné.

Hinihue, queih intanvès, hi e arous pàuér en ilis guet hé darêu. Qùiteit hi dès hé braguerisseu, gusquet-é guet modesti. Bremen, guet en dristé én hé halon, hi e bèd guet devotion; hi e chonj bremen én hé salvedigueah hag én hé éternité; bremen hi e ador en Doué péhani hi devoé rai ancoéheit a ziaguênt. Ur vuhé a blijadur en devezé hi dannet, ur vuhé a anquin hi salvou.

A pe ne vezé quet bet couéhet poénieu arn-an, e laré un dén a ranq ihuel, m'em bezé bet, èl ul lod caër aral, hum sorbet guet er plijadurieu ha guet modeu væn er bed; m'em bezé bet bihuet hemb hum hanàuein mémemb; me vezé marhuet hemb hanàuein er huirioné; mæs er maleur en dès groeit t'ein digueor m'en deulegad, deulegad me sperèd. Condannet d'er marhue, hemb em

bout ean méritet, ne mès conservet mem buhé nameit doh hum zerhel couachet én ur hau durant hüéhzêc mis. Huéhzêc mis a studi, a réflexioneu, en dès groeit t'ein chonjal é Doué, ém inean, ér religion hag én éternité; hag er santimanteu mad a me halon, mouguet durant pêl-amzér dré er plijadurieu hag er brospérité, e ressuscité én an a vesul ma studien er gùirionéeu éternel. Èl-cé, er péh e sellen èl me maleur e zou deit de vout mem bonheur.

Guet a dud e zeli ou salvedigueah d'er poénieu. Ansaignemant en Aviél é : Er plijadurieu e vou chanjet é poénieu, hag er poénieu e vou chanjet é joéieu.

Me rei d'oh madeu, inourieu, plijadurieu, e laré un ampeleur payan d'er verh youanq Agnès, mar vennet renoncicin de Jesus-Chrouist. Hi e rescond dehou : Gùel-é guet-n-ein em bout poénieu hag andur memb er marhue, quêntoh eit bihuein ér plijadurieu doh er reniein.

Ne ret jamæs en hanhue a blijadur d'er péh e hrei hou maleur abret pé dehuéhat.

